War niverenn 3 ar C'HANNADIG

e vo adarre

skeudennou

gant R.-Y. KRESTON



Goulennit ho niverenn diouztu

# KEMBREIZ GWECHALL ha BREMAN

Iakaet e brezoneg

gant

ABHERVE

Notennou

gant

MEVEN MORDIERN

**E gwerz e ti « Gwalarn »:**

**diwar-benn Kembre**

Roparz Hemon — EUN DRO E KEMBRE 2 lur 50
OWEN HA LUNET (troet gant Abeozen) 3 lur

**hag e niverennou ar gelaouen:**

Troidigeziou gant Abeozen:

PWYLL PRINS DYVET (1, 3, 4)
BRANWEN MERC'H LLYR (5, 6)
MANAWYDDAN MAB LLYR (8)
MATH MAB MATHONWY (9)
HUNVRE RHONABWY (13)
KULHWCH HAG OLWEN (18, 19, 21, 25)
ENVORENNOU TWM O'R NANT (10, 11, 12)

Gant Fransez Vallée (Abherve):

ENVORENNOU BEAJ (7, 8, 9, 10, 12, 13, 14, 15, 16, 17)

Da veza embannet e « Gwalarn », 1933:
Abeozen. — YEZADUR BERR AR C'HEMBRAEG

# Kembreiz ar Grenn-amzer barnet gant eur c'hempredad d'ezo

---

### Notenn a-zivout Gerald a Varri

Gerald a Varri — e ano-pluenn Giraldus Cambrensis « Gerald Kembre » a zo ganet war-dro 1146 ha maro war-dro 1223. Mab e oa da Wilherm de Barri, eus eun tiegez Normaned (da lavarout eo Gallaoued) (1) en em ziazezet e Kembre. Hogen gwad kembreat a rede ivez en e wazied. Angharad, e vamm, a oa merc'h da C'herald de Windsor ha da Nesta, ha houmañ, Nesta, he doa da dad Rhys ap Tudor, prins Dehoudir Kembre (Kembre ar C'hreisteiz), a ouenn gembreat digemmesk. An daou skrid penna savet gant Gerald a Varri eo « Descriptio Kambriae » « Taolennadur Kembre » hag « Itinerarium Kambriae » « Beaj Kembre ». Diwar « Taolennadur Kembre » eo tennet ar pennadou amañ war-lerc'h (M.M.)

### Diwar-benn temz-korf, boaziou ha gwiskamant, kadarnded, goueskded ha kalonded ar vroad-mañ

Tud ar vroadelez-se a zo eskuit hag oberiant, kalet ouz ar skuïzder kentoc'h eget kreñv, ha peur-

(1) An darn-vuia eus an Normaned a argadas Breiz-Veur en unnekvet kantved a oa anezo Gallaoued hag ar galleg eo a zegasjont en enezenn. An daneg koulskoude a badas da veza komzet e lec'hiou 'zo eus an Normandi (e Bayeux, da skouer) betek an XIIIvet kantved (M.M.)

c'hourdonet d'an armou, rak estr eget an uhelidi, ar werin ivez a zo desket diouz ar brezel ha pa son ar c'horn an argad e tilez an haeler e alar ken gredus hag al lezad e lez (2). Hogos holl e vevont diwar o zropellou, diwar kerc'h, laez, keuz (fourondeg) hag amann, hag o tont ganto muioc'h a gig eget a vara. Ne sellont ket ouz kenwerz, merdeadurez, ijinerez, ha ne c'houzañvont didorr all ebet d'o labouriou nemet hini embregerez an armou. Pleustri gredus a reont war zifenn o bro hag o frankiz. Evito ec'h emgannont, evito e c'houzañvont skuizder, evito e roont laouen o buhez. Tremen a reont da vezegez mervel en eur gwele ha da enor koueza war an emgannlec'h. Tra souezus ! an dud-se, hag i dizarm, ne gilont ket da vont d'eun enebour armet, o zroadegiez o taea ar varc'hegiez, ha dre o eskuitded hag o c'hadarnded e teu ganto an trec'h peurvuia. Ober a reont gant armou skañv na harzont ket ouz o gwevnded, saeou mailhek bihan, klaouierou-birou ha goafiou hir, togou-brezel ha skouedou, ha, dibaotoc'h, garwiskou laonennet a houarn. An dud a renk uhela a gerz d'an emgann war virc'hed herr ha gwadek maget er vro, hogen ar pep brasa eus ar werin en em gann war droad en abeg da stumm geunek ha torosennek an douar. Ar varc'heien, diouz red, a stourm laouen war droad pe argadi pe kiza a rafent. Boas ez int da gerzout diarc'hen pe en o zreid botou hir ler kriz. War ar peoc'h, dre ergerzout ar stanka koadou, krapat meneziou, e teu an dud yaouank d'en em

(2) *Lez*, e brezoneg ar Grennamzer, a dalveze kement ha « kloz en-dro da di eun uheliad ». *Lezad* « anneziad eul lez », da lavarout eo « uheliad » (M.M.).



galedi ouz skuizderiou an deiz hag an noz, hag e teskont diouz skiant an emgannou dre embleustri war ar goafata hag oc'h en em rei da bep doare c'hoariounerz.

**Diwar-benn o c'hoan difounn hag o dilontegez**

Dizanaoudek eus al lontegez hag ar vezventi, ne ra ar vroad-se gwall-zispign ebet en o magadur hag en o dilhad. O spered, atao war evez ouz difenn o bro hag ar preizerez, a vez dalc'het a-grenn gant preder o c'hezeg hag o armou. Boas da yun a veure da noz, o fiziout e ragevez Doue, e roont an holl dervez d'o c'hefrediou, ha, d'an noz hepken, e kemeront eur pred treut a-walc'h. Ma n'o devez netra da zebri pe eun dister a bred hepken, e c'hortozont diglemm an abardaez da heul. Hep na oufe anoued na naon o digalonekaat, e lakaont an nozveziou teñval hag arneüs da spia finvou gourdrouzus o enebourien (3).

**Diwar-benn o degemerusted hag o brokusted**

N'eus den er vroad-se a gement a vevfe diwar aluzen, o veza m'emañ tiez an holl tra an holl, hag e reont eus an degemerusted hag ar vrokusted ar re genta eus perziou mab-den. Ker boaziet eo an degemerusted er vro-se ken na vez na kinniget d'ar veajourien na goulennet ganto. Ar re-mañ, en eur zontre en eun ti, a zaskor hepken o armou. Pa ginniger

(3) Da lavarout eo an Normaned (Gallaoued ar pep muia anezo) o doa savet a-hed harzou Kembre kestell-kreñv ma pad c'hoaz meur a hini anezo. Ken gwaz alouberien-vro hag ar Saozon en o raog e oa an Normaned-se. Dibaouez e vac'homent war zouarou Kembreiz (M.M.)

dour d'ezo, mar asantont gwalc'hi d'ezo o zreid, e vezont degemeret evel ostizidi, rak ar c'hinnig-dour da walc'hi an treid a zo en o zouez eur gouviadenn d'an herberc'ha. Hogen, mar nac'hont ar c'hinnig-se, e verkont dre se goulenn hepken ar pred-beure, ha n'eo ket ar gouskadenn. Kantren a ra an dud yaouank dre ar vro a vagadou pe dre gerentiadou dindan renadur eur mestr dilennet. Gouestlet hepken da vicher an armou hag a-du bepred da stourm evit difenn o douar, e kavont digor e pep ti evel pa vije d'ezo.

Ar re a zegouez diouz ar beure a vourr betek an noz o tivizout gant ar merc'hed yaouank hag o selaou an telennou, rak e pep ti ez eus merc'hed yaouank ha telennou e sell a gement-se. Diou dro en o zemzspered a zellez ma vo sellet outo. Evel n'eus broad ebet ken kontammet hag Iwerzoniz gant gwall-bleg ar warizi, ne deus hini ebet hag a ve ken digablus diouz ar pleg-se ha Kembreiz. Hag e pep tiegez e vez prizet an telennerez war ne vern ket pe ijinerez all.

D'an noz, pa ne c'hortozer ken a ostizidi, e vez prientet ar pred hervez niver ha stad ar re en em vodet hag hervez danvez an tiegez o tegemer. Ne deu ket gant o c'heginerien kalz a veuziou hag ar re-mañ n'int ket aozet en eun doare dreist. N'eus en ti na taol, na douzier, na laolienou. Azezet ar brejerien a-driou e-lec'h beza a-zaouou evel e lec'h all, e vez degaset dirazo ar meuziou war eur gouzeriad broenn pe c'heot glas, war diskou ledan pe war trañchouerou (4). Ober a reont ivez gant eun doare bara moan

(4) Jelkennou teo a vaza ma lakaed ar meuziou warne ha ma



ha ledan a boazer bemdez hag e lakaont ouspenn a-wechou kig minset gant bouilhoñs.

E-keit m'emañ tud an tiegez oc'h ober ouz taol war-dro an ostizidi, e chom an aotrou hag an itron eus an ti en o sav oc'h evezia pep tra, ha tamm ne zebront ken n'o dije bet an holl gouvidi o gwalc'h. Evel-se, pa zegouezfe d'ar pred beza berrik, n'eus nemeto en em gavfe gwaz a se (5). Stennet e vez neuze eur gwele graet a vroenn ha goloet gant eun doare mezer fetis anvet « brychan » a reer er vro, hag ez a an holl warnañ da gousket. Disheñvel n'eo ket o dilhadou-noz diouz ar re a wiskont war an deiz, rak, e pep koulz-bloaz, n'o devez d'en em virout ouz an anoued nemet eur vantell voan hag eun doneg hepken. War enaou emañ an tan en noz evel en deiz ouz o zreid ha tu-ha-tu d'ezo e tegemeront eun nebeut gor diouz ar re a zo astennet en o c'hichen (6). Hogen, pa zeu rann izela o c'horf da skuiza dre galeter ar gwele hag ar rann uhela anezañ da vavi gant an anoued, e savont kerkent hag ez eont da azeza e-tal an tan o diboan war an taol diouz an diaesteriou-se. Dont a reont neuze en-dro d'o gwele o rei, an dro-mañ, o c'hosteziou da yenien an amzer ha da galeter ar gwele.

raed ganto da asiedou. Edo neuze e boaz dre Europa a-bez rei eun trañchouer hepken hag eun hanaf da bep daou gouviad. Gant ar bizied e kemered an tammou bet trouc'het kent. An ober gant peb a asied staen a zegouezas da genta er manatiou hag ac'hano en tiegeziou lorc'hus (M.M.).

(5) Hollvedel, kouls lavarout, eo bet ar c'hiz-se (M.M.)

(6) Kelc'hiek e oa peurliesa hundiez Kembreiz. E-kreiz an ti e oa an oaled, hag en-dro d'ezi e kouske an dud, renket evel ma vez ar skinou en dro d'eur begel-rod (bendell) (M.M.)

### Eus trouc'h o bleo eus ar preder a gemeront gant o dent ha gant o baro d'e aotenna

Holl, gwazed ha merched, e touzont o bleo en-dro d'o diskouarn hag a-us d'o daoulagad. Ar merc'hed, e giz ar Parthezed, a c'holo o fenn gant eur ouel wenn ledan a droont e doare eur gurunenn.

Gwazed ha merc'hed a zo trec'h d'an holl vroadeleziou all evit ar preder a lakaont d'o dent. Dre o rinvia dalc'hmat gant prenn-kelvez glas hag o sec'ha gant eun tamm mezer gloan, o lakaont heñvel ouz olifant. D'o mirout gwelloc'h, e tioueront ar c'hig tomm-skaot hag e reont hepken gant kig yen, klouarik pe hanter domm. Aotenna o baro a ra ar wazed nemet o mourennou, ha, d'en em lakaat eskuitoc'h ha diwall diouz gwall-reuz Absalom en o redadennou dre ar c'hoadou, ez int boas da douzá betek bleo o fenn, ma ra ar vroad-se muioc'h eget hini all ebet diouz en em zigreoña.

### Penaos e veizont buan ha doun

Ar vroad-mañ a zo d'ezi eur spered treantus ha lemm, eur meizerez galloudek ha digor. Ne vern e pe studi a embregont, e savont dreist d'ar re all, o tiskouez beza dihunoc'h hag ijinusoc'h eget an holl Walarniz all.

O binviou-seni a hoal hag a zudi an diskouarn dre o hesonerez. Gant tri anezo e reont : an delenn, ar



fleüt hag ar c'hrouz (7). Bez' e pleustront war holl gevrennou an helavaroniez-natur. En o c'han hag en o lavar ez int ken ampart ha ken ijinek ma savont en o yez kaeraduriou stummet souezus ha dudius er pez a sell geriou ha frazennou.

### Eus o c'han hag o c'hensonerez

Er sonadegou ne ganont ket a-unvouez evel er broiou all, hogen dre veur a stroll-moueziou disheñvel, e doare ma klever, el lazou-kana evel ma 'z eus kalz anezo e Kembre, kel lies a zerez-mouez hag ez eus a ganerien, o tont da gentonia, evel e c'hoari an ograou, en eur gensonadeg, d'ezi c'houekted ar B blot. E kevrenn hanternoz Bro-Saoz, en tu-hont d'an Hemer (8) ha war harzou kontelez York, e ra an dud gant an hevelep doare kensonerez, stummet unvanoc'h avat. Evel m'emañ peurliesa ar Saozon dizanaoudek eus an doare-kan-mañ, e kredfen a-walc'h o deus hen amprestet digant an Daned ha Norvegiz en em ziazezet en o zouez (9).

(7) *Krouz* e brezoneg, *crwth* e kembraeg. *Krotta* e oa furm hengeltiek ar ger-se. Ar furm c'hermanek anezañ, *krotta*, amprestet gant yez romanek Galia, a zo aet d'ar galleg koz *rote*. Eun doare violoñs e oa, war a greder. En iwerzoneg *crott* a dalv « telenn », d'Arbois, *Kentelioù*, I, pp. 55-9. Bez' ez oa ouspenn gant enez-Vreiziz, evit ar brezel, *kadgornou* « trompilhou-emgann », daou seurt anezo, anvet diouz o stumm *kammgornou* ha *hirgornou* (M.M.)

(8) Hemer a veze graet e brezoneg eus ar stêr anvet *Humber* gant ar Saozon.

(9) An holl gevrenn hanternoz-se a vro-Saoz, aet d'hec'h ober ar broiou anvet Deivr, Brennec'h, Elved ha Gododin gant ar Vrezoned, a oa o veva enni ivez kalz a dud o tiskenn eus Breiziz deuet da veza Saozon dre gaer pe dre heg (M.M.)

[Gerald a Varri a ouestl eun hir a bennad d'ar fentigellerez gant Kembreiz Goude, e teu gantañ diwar-benn :]

**O herded diabaf evel prezegerien**

Aotreet he deus an Natur, neket hepken da uhelidi ar vroad-se, hogen ivez da dud a renk izel enni, an diabafter hag an herder pa vez meneg a brezeg, a c'houlenn pe a eilgeria, ha pa ve dirak o frinsed hag o fennrenerien e vefe. An hevelep galloud a gaver gant ar Romaned hag ar C'hallaoued, n'eo ket avat gant ar Saozon hag ar C'hermaned.

[Da heul e teu eur pennad hir diwar-benn an dreistwelourien hag an diouganerien a Gembre ma reer anezo « awenydhion ». Hen lezel a reomp evit degouezout gant an hini a zo diwar-benn :]

**O c'hoant d'eur c'hanedigez uhel ha d'eun hir-rollad a c'hourdadou**

War bep tra e priz Kembreiz eur c'hanedigez uhel ha diskennidi hael. Dre se e c'hoantaont kentoc'h da euredi tiegeziou uhel eget tiegeziou pinvidik. Betek tud ar werin a vir koun o nested ken e c'hellont, neket hepken lavarout anoiou o zadou-koz hag o zadou-kuñv, hogen sevel en tu-hont betek ar c'houec'hvet pe ar seizvet rummad ha pelloc'h c'hoaz er stad-mañ : Rhys, mab Gruffydd, mab Rhys, mab Theodor, mab Eineon, mab Owen, mab Howell, mab Cadelh, mab Roderik Mawr, hag all.

O terc'hel-tre da enor o gwad, e talvezont taer d'ar gwallou a dennfe d'her saotra, hag, o veza m'eo o natur youlek ha droukrañsus, emaint atao dare



da dalvout, neket hepken an dismegañsou nevez-vet, hogen ar re goz ivez.

Ne annezont na kêriou, na kêriadennou, na kestell, hogen ren eur vuhez digenvez er c'hoadou, ma savont war ar vevenn anezo, e-lec'h tiez lorc'hus e maen, logouigou prenn gwiadennet o c'houlenn nebeut a drevell hag a zispign hag a-walc'h anezo evit rei bod d'ezo e-pad ar bloaz. Ne weler ganto na lourei zaoueg na liorz, hogen laouen e tebront eostou an eil pe eben p'o roer d'ezo. Dindan peurvanou emañ ar pep brasa eus o douar ; nebeut e c'hounezont, eur rann vihan a gaeraont gant bleuniou, hag eun all bihanoc'h c'hoaz a vez hadet. Dibaot e stagont ouz an alar nebeutoc'h eget pevar ejen. Dirazo e kerz an haeler, hogen war-gil, ar pez e laka, pa gouezfe, war var da veza gloazet gant e loened. »



An eil kevrenn eus « Taolennadur Kembre » a zo gouestlet da wall-blegou Kembreiz : o berrboellerez, o skañvadurez, o diwirionded d'o ger ha d'o leou, o c'hoant d'ar preizerez ha d'ar brezel, ar fae a reont war ar peoc'h gant e labouriou dinoaz, o sec'hed da zouarou aloubet hag o dizunvaniezou-diabarz, o divergontiz pa vezont trec'h, o dic'halloud d'en em reiza er builhentez, en eur ger an holl dechou hag an holl bec'hedou a zo bet kiriek d'ezo da veza trec'het gant ar Saozon ha da goll impalaeriez Breiz-Veur (10).

(10) Ouz roll ar gwall-dechou o deus lakaet ar Vrezoned da goll Breiz-Veur, ez eo ret staga an trubarderez. Rummadou Brezoned, dre gasoni ouz Kembreiz, en em unanas gant ar Saozon e-lec'h

**Gwaregou Dehoubarziz ha goafiou Gweneziz** (11)

En eun all eus e skridou, e komz Gerald a Varri eus gwaregou Kembreiz. N'oant ket graet a brenn ivin evel gwaregou hir ar Saozon, hogen a evlec'h gouez, diguñv, garv, teo, stummet, neket da skei saeziou pell-pell hogen d'ober gouliou doun-tre en eur c'hrogad a-dost. Brudet e oa gwaregerien Bro-Went evel ar re greñva hag amparta eus Kembre-holl (12). Diwar o fenn eo e tezrevell an oberour taoliou marzus eus nerz ar gwaregou kembreat. Pa voe stourmet ouz kastell Abergevenni « (Dor Gembre) » gant tud Gwent (ar pez a c'hoarvezas en amzer Gerald a Varri), e welas daou soudard norman, en em repuet en eun tour war eur voudenn, dor an tour-se, dero-holl ha d'ezi pevar treuz-biz teoder, trebarzet gant saeziou Kembreiz a oa war o lerc'h.

stourm outo, Loth, *Mabinogion*, II, pp. 228-9 (eus ar c'henta mouladur).

(11) *Dehoubarz*, *Dehoudir Kembre* a veze graet eus Kembre ar C'hreisteiz ha *Gwenez* eus Kembre an Hanternoz. *Gougleizourien* « Hanternoziz » (eus *Gougleiz* « Hanternoz », gou + kleiz) a veze graet eus ar rummadou Brezoned a oa o veva e-maez Kembre, e kevrenn hanternoz Breiz-Veur, er broiou anvet Tiernloug (kompezennou konteleziou Kêr-Veur — Chester — ha Kêrhirvrenn — Lancaster), Elved, Deivr (Deira), Brennec'h (Bernikia), Koel (Kyle), Manao Gododin (ar vro en tu kreisteiz da aber stêr Forz), Arglud (ar vro douret gant stêr Glud — Clyde e saozneg) (M.M.)

(12) Bro-Went a oa eur c'hantrev (pe rannvro) eus Dehoudir Kembre, etre kantrev Morganoug ha kantrev Koad Dena (*Dean Forest* e saozneg). Hemañ p' edo Kembre en he brasa, en em astenne betek Kêrloeou (Gloucester). Bro-Went a oa anvet diouz he c'hêr-benn, Kêr-Went, *Venta Silurum* e grez ar Romaned. E kevrennou Breiz-Veur bet aloubet gant ar Saozon, e oa eur Gêr-Went all anvet *Venta Belgarum* gant ar Romaned ha Winchester gant ar Saozon.



Unan eus soudarded William de Braose (13), hag heñ gwisket-holl a houarn, en eun emgann ouz Kembreiz, a voe skoet gant eur saez a dreuzas outañ e vorzed, an houarngen he gwiske, an dibr ma oa azezet warnañ, hag, a-dreist d'an dibr, a yeas da c'hloaza ez varvus ar marc'h dindanañ. Eur marc'heg all, heñ ivez houarnwisket penn-kil-ha-troad, skoet diouz an daou du gant diou saez, a voe treuzet outañ e ziou vorzed ken e voe ez gwir tachet ouz e zibr.

Ar wareg a oa dreist-holl benveg-brezel boazieta Kembreiz ar C'hreisteiz. Re an Hanternoz a oa gwell ganto goafiou. Goafiou tud Merionez a oa hir-kenañ hag e raent ganto dispar : « Eur sae-houarn mailhek ne harz ket ouz stokadenn eur goaf bannet ganto war hed tostik », eme C'herald a Varri.

Kement-mañ a zegas da goun ar pez a lavar en eur skrid-all eus bouc'hili-emgann Iwerzoniz. Houarnholl, goveliet ha temzet mat-tre, e oa anezo eur benveg-brezel skrijus bet amprestet gant eneziz digant an Daned ha Norvegiz a oa en em ziazezet e porziou-mor ar vro. Deuet e oant da veza o c'hlao dizioueru ken e veze ganto bepred en o dourn. « Da skei gant ar bouc'hili-se, e reont gant eun dourn hepken e-lec'h daou, o kregi start en troad anezo hag ouz o banna

(13) Wiliam de Braose a oa neuze gouarner war kastell Abergevenni. Eun Norman a ouenn a oa anezañ, hag a biaoue domaniou bras war eun dro en Normandi hag e Breiz-Veur. Seiz vloaz kent stourmañ Abergevenni gant Kembreiz, en doa graet lazadega eun niver anezo dre eun taol-judazerez, hag evit talvout d'ezañ al lazadeg-se eo e voe kemeret ar c'hastell. Eur marc'heg doucüs-tre ez oa a-hend-all gantañ dalc'hmat war e ziweuz ano Doue hag e vadelez, kement ha ken bihan, eme C'herald, ma teue da skuiza gantañ ar re war e dro, ar re a zegemere e lizerou hag ar skrivagner o skrive (M.M.)

dreist d'o fenn. Darc'haoui an taol a reont gant kement a nerz ma n'hall herzel outo nag an togoubrezel o tiwall hor pennou, nag ar gwisk-houarn o tifenn ar peb-all eus hor c'horf. Evel-se, em amzer, e voe trouc'het gant eun taol bouc'hal hepken morzed eur marc'heg, ha hi gwisket a houarn, ar vorzed hag ar c'har o koueza diouz eun tu d'ar marc'h ha korf ar marc'heg o vervel diouz an tu all. »





# Kembreiz vreman barnet gant eur Saoz (1)

Kembreiz an Hanternoz a zo prim da veiza, mat da zezvarn, speredet diouz an enklask dre zizastum, dreist-holl er Barnerez lennel pe skriturel. Anezo nestedourien douet, o vourra gant enklaskou diwarbenn ar c'hourdadou, en eur ger gwir zenoniourien a ouenn.

Awenet int pa livont froudou doun ar galon, nemet e c'houitont war rei lusk a-walc'h d'o faltazi. Tud-peoc'h int, hep gwall-oberou grevus en o zouez, hogen tuet da vaga damgasoniouigou displed, dibaot e savfe diouto eneberezíou diskleriet. Eur pleg-dreist a zo enno d'ar pedennerez birvidik. Arboellus int, kerreiz en eva, kempenn en o dispignou, oberiant. Trec'h hep mar ez eo Kembreiz an Hanternoz, evel pobl, d'ar pep brasa eus pobl ar Saozon. Hogen warlerc'hiet en o deskadurez e hañval beza, p'o c'hemerer a-vras, uhel-vourc'hizien ar c'hornad-bro-se.

Ne da arboellerez Kembreiz da drucherez nemet ekeñver ar Saozon laeron o bro, hogen kalz re ez eus bet pouezet war an tamalladur-se. An holl a oar e tispigner peurvuia kalz nebeutoc'h e tavarniou Kembre an Hanternoz eget e Bro-Saoz, hag, e diabarz Kembre ar C'hreisteiz, em eus kavet skoueriou a ziemunanegez a-unan gant eun emskiant eus an enor

(1) John Munro, *The Story of the British Race*, pennad V, *English and Welsh types*.

a ve aner o c'hlask e meur a gevrenn a Vro-Saoz. Evit pez a sell an tavarniou e Kembre, e c'heller kavout en holl gevrennou ar Brinselez-se eun niver a re enorus, neket hepken evit ar pez a denn d'an naetadurez ha d'an aezamant, hogen ivez evit kement a sell ouz skiant-poell ha temz-buhez an dud o dalc'h.

An diouer a zerc'hel striz d'ar wirionez a lavarer a zo eur si da Gembreiz ; n'eo ket avat ker stank en o zouez ha m'emañ brud gant ar Saozon. Hen tamall a heller, er penn kenta, d'ar galloudeziou eneptuet a zo e spered Kembreiz. Evel-se ar c'hoant da veza meulet a c'hallje dougen eur C'hembread da lavarout ober ar pez n'emañ ket, war e veno e-unan, gouest da seveni. D'an eil, e c'heller lakaat ar si-se war natur ar yez kembraek, n'eo ket stummet mat da arouezia kemmderiou pervez etre ar gaou hag ar gwir ; gant se e c'hell rei tro en eun doare pe zoare d'ar forc'hellegez-lavar.

En darn vuia eus lec'hiennou Kembre an Hanternoz emañ stad vuhezegel an dud a vicher gwelloc'h eget e Bro-Saoz. Peuz-dianat enno al laz-krouadur, hag e c'heller sellout an dimezi peurliesa evel klozadur ar pez a ziskouezfe, panevet se, beza re vras frankiz en darempredou etre gwazed ha merc'hed. Re zilontek ha re erbeder eo Kembreiz evit m'en em laoskfent d'ar gwall-dechou-se stag ouz ar foranerez, anezo gwasa namm kêr-veuriz Bro-Saoz.

Hag i aes o hoala e keñveriou a zo, ne gemer ket Kembreiz o zudi er c'hoariou bourdus-se a zo e Bro-Saoz birvidika plijadur ar pep brasa eus ar bobl. Kennebeut-all ez int tuet d'ar c'hoariou-korf a vez bras pe vrasoc'h perz e Bro-Saoz en holl dihuedou.



Kembreiz peurvuia a chom hep kaout o rann er vuhez lorc'hus ha menega a heller eun niver kêriadennou bras n'eus enno nemet eun davarn hepken pe ziou. An urz vat a weler e bourc'hiou pe kêriou a zo eus Kembre an Hanternoz n'oufed ket he re-veuli. A-dreñv d'ar ranndi a zalc'hen e Dinbec'h ez oa eur resad tiezigou annezet gant gwazed, merc'hed, bugale. Hogen ker sioul edo an annezidi-se ken, tremenet nav eur noz, e-doug teir sizunvez, war am eus koun, n'em eus klevet trouz ebet eus an tiez-se, nemet ton eur c'han-iliz, eur sul. Kêriadenn Glen Owen, anvet e gaou Bethesda, tost da vengleuziou maen-sklent Penren, a vefe graet anezi e Bro-Saoz eur skouer a gêriadenn evit pez a sell an urz-vat, ar sioulded, an dilontegez, ar veureegez. Da lenn, da gana pe seni binviou, da heulia bodadennou-kredenn ez a amzer vak kêriadenniz. Souezus e prizont oberennou Haendel ha re ar sonourien-veur all, hag e teu ganto ar c'hoarigan-iliz diaesa gant eur rekisted a vent hag a doniadur dianav en-holl e Bro-Saoz nemet er West-Riding, el Lancashire ha konteleziou Worcester, Gloucester ha Hereford.

Eur beajour en gortoz kavout en eur C'heumro breur eun Iwerzonad a vez alies saouzanet gant an davedegez a zo tra ar c'henta. E lec'hiennou a Gembre em eus gwelet an davedegez-se anat war an darnvuia, ar merc'hed dreist-holl. Dibaot-tre kaout ganto eur vousc'hoarzadenn ha pa na ve ken.

Kembreiz a zo tano ha reiz-kenañ o diskouarn d'ar sonouriez. Adembannet e vez oberennou Haendel, Haydn, Beethoven ha Mozart war gomzou kembraek e Ruzen hag e meur a gêr all, ha dreist-kred eo ar

voull anezo. E staliou levriou ha soniou a-renk gant ar re ma werzer enno e Bro-Saoz netra, koulz lavarout, 'met toniou Morianed, emañ ar goulenn bras, war Haendel ha ne c'houzañvfed ket kanaouennou evel « Pep goes to weasel ». Koant ha heson eo peurliesa kanaouennou ar vro. Ken douget d'ar sonouriez eo Kembreiz ma ra ar brezegerien methodistat kalvinat gant eun doare-kan en o frezegennou e lec'h o distaga plaen « (intone instead of merely delivering their sermons) ». Kembreiz, dreist-holl re an hanternoz, a zo doueüs-meurbet hag e tiskouez anat an daolennadurez diwar-benn an torfedou o deus pouezet kalz ar c'hreañsou da wellaat stad ar vuhezegez. E-skoaz eun den o tarempredi eul lec'h-azeuli e kevrennou skandinaviata Bro-Saoz, ez eus eiz da vihana e Kembre.

Penna kredenn ar Brinselez eo ar Vethodistiez kalvinat a ro lusk d'an trid-spered ha d'an treant-kalon. A-ouenn eo Kembreiz tuet d'an drama ha ganto ez a alies an ofisou da arvestou-lid dramadek « (solemn dramatic entertainements) ». N'hellan ket mirout da gredi, ma n'oa ket Shakespeare eur C'heumro, ez oa nesoc'h evelato d'ar ouenn gembreat pe d'eun doare pe zoare anezi eget da ouenn all ebet anavezet. En e gorn-bro c'henidik (2) ez eo broiz evit an hanter da vihana heñvel-tre ouz neuz-tud Kembre. Ober eus Shakespeare eur Saoz e ve diskouez eun dizanaoudegez klok eus skiant gouennou an dud. Nemet n'oufen ket mont re bell dre lavarout n'hellfe Shakespeare beza eun Dan (3).

(2) Stratford-upon-Avon. An Avon a zo eun adstêr d'an Havren diouz tu ar reter.

(3) Shakespeare a c'hellfe beza bet d'ezañ an neuz-korf daniat hag beñ hep beza diwar ouenn an Daned o yez c'hermanek deuet er Gremm-amzer da chom e Breiz-Veur. Ar ouenn ragistorek a reer anezi *saverien ar c'hrugellou-krenn*, a argadas enez-Vreiz war-dro ar bloaz 2.000 kent H.S., a oa d'ezi eun neuz-korf a zo paot hizio c'hoaz e-touez Danmarkiz. An aotrou Loth a laka e oa keltiegerien eus ar saverien krugellou-krenn (M.M.)



Darn eus neuziou diouto o-unan Kembreiz ar C'hreisteiz eo ar re merket uheloc'h evel tra Kembreiz an Hanternoz, nemet e meur a lec'h eus ar C'hreisteiz ez eo disheñvel ar bobl diouz hini an Hanternoz ha disheñvel ivez o yez. Peurliesa, ha d'ezo beza alies tavedek-meurbet, birvilhoc'h eget re an Hanternoz eo Kembreiz ar C'hreisteiz, hogen digempennoc'h ha dizunanietoc'h etrezo. Damgas a vez gant tud Morganoug ouz tud kontelez Aberteivi, ha rummadou all a zo ivez diemgleo etrezo. E bro Kêrverzin emañ an dud digor kenañ o spered. Penna mennad ar baotred yaouank er gontelez-se eo dont da brezegerien, ken e vez kadoriou-prezeg Bro-Saoz pourvezet founnus gant ar gontelez hag ar vro trodro.

Er rannou a Vro-Saoz stok ouz harzou Bro-Gembre emañ broiz uheloc'h speredet a-ouenn eget er rannvroiou all eus ar rouantelez, nemet, marteze, konteleziou Hertford, Essex, Cambridge ha Hamps. Er riblennad-vro dalc'het etre Taunton hag Oswestry (Kroez-Oswalt) hag oc'h en em astenn diouz ar c'hornog keit ha Hay (Y Gelli), hag, er reter, keit ha Bath (Kêrvazon) ha Bewdley, e tenn skiantou an natur, an douarouriez er penn kenta, sellou broiz dek gwech muioc'h, da vihana, eget e kornadou all Vro-Saoz kement o gorread hag hemañ. Kement-se, am eus

merzet dre va eveziadennou va-unan, en em gav kadarnaet dre niver kenvreudeur ar c'hevredad a zouarouriez « (Geological Society) » o veva er vro-se ma c'heller kavout an anoiou anezo war rolladou izili ar c'hevredad-se. Diaes eo kavout diskleriadur d'an dra-se, nemet lakaat a rafed ez eo liammet ouz herez kembreat eun niver broiz a heller tremen da Gembreiz saoznekaet. N'hall ket dont eus eun deskadurez uhel er skoliou kenta o veza n'eus ket anezi er pep brasa eus ar rannvro. Ha n'emañ ket kennebeut labour ar mengleuziou evit hen diskleria, rak n'eo ket ar vengleuzierien ar pep speredeka eus ar bobl. Er rannou a Gembre stok da houmañ, m'en deus enno ar saozneg kemeret lec'h ar c'hembraeg, e kavomp ivez brasoc'h c'hoant d'ar studiou a ouiziegez eget e kreizenn Bro-Saoz. Eur gêrig paour, Trevaldoen, a zo en hec'h amezegiez nesa ouspenn eun daouzegad douarourien kelaouet mat ha doun o menoziou, pa hellfe eur beajour gweladenni eun daouzek kêr kement ha hi e konteleziou Leicester, Lincoln hag East-York hep en em gavout gant hini. Eur c'hementad bras eus broiz kornog ha kornog-izel Bro-Saoz a zo diaes o dishañvalout diouz an neuziadou-tud a gaver e Kembre.





# Eur sell ouz hol labour

## GWALARN

Mat a-walc'h e vo bet ar bloavez 1932 evit *Gwalarn*. Ar c'houec'h miz kenta zoken a zo bet matkenañ.

War c'houlenn hol lennerien, klasket hon eus moula nebeutoc'h a droidigeziou ha muioc'h a oberou savet rag-eeun gant Breiziz.

Bez' hon eus bet evel-se : barzonegou kaer Xavier de Langlais, *Kanou en Noz*, kontadenn Kenan Kongar, *Ar Wazig*, kontadenn Drezen, *An Dour en-dro d'an Inizi*, kontadenn Meavenn, *Pa c'houez Avel Walarn*, kontadenn Roparz Hemon, *Ar C'hoar Hena*, hep menegi kendale'h labour bras Meven Mordiern, *Istor ar Bed*.

Kredi a reomp ez eo trawalc'h da ober enor da ne vern pe gelaouenn. An enor, avat, a zo nebeut a dra hep skoazell. Daou zoare o deus hol lennerien d'hor skoazella :

1. Kas d'imp o adkoumanant evit 1933, ar c'henta ar gwella — hep gortoz eur miz, na zoken eur sizun, na zoken eun deiz.

2. Kavout d'imp eur c'houmananter nevez pep zaou.

O zrugarekaat a reomp en a-raok.

## KANNADIG GWALARN

*Kannadig Gwalarn !* Setu deut da wir en diwez hon huñvre a viskoaz: kaout eur gazetenn a c'hiz bremañ evit an holl, leun a skeudennou, enni peadra d'en em zidui, da c'hoarzin, en eur zeski traou talvoudus war ar marc'had.

Ganet eo hor C'hannadig en eun amzer diaes, ha ret e vo d'imp ha d'hor mignoned stourm kalet a-raok ma vo en e sav plomm ha dare da greski ha da gaeraat. Nag a boan hon eus bet gantañ, nag a zispign ! Amzer hag arc'hant roet koulskoude a galon vat, peogwir ez eo evit Breiz.

Nag a zisfiziañs a zo bet ouz ar C'hannadig kaez ! Darn a lavare e vije maro goude daou viz. Darn a grede d'ezo e vije dizereat ha digatolik. Darn a soñje ne oa graet nemet evit an dud dister pe ar vugale, ha ne vije netra e-barz evito.

Hogen tamm-ha-tamm hon eus gwelet ar fiziañs o tont. Kerkent ha ma voe moulet ar genta niverenn e teuas d'imp liziri a c'hourc'hemennou a-berz tud a zo e-touez ar re wella hag ar re uhela eus ar Vretoned. Ar vistri-skol, ar veleien a gar ar brezoneg a zeuas da gompren e oa ar C'hannadig eur skoazell dispar evito. An dud desket a gavas plijadur e-leiz ouz e lenn. Tud diwar ar maez, brezonegerien rik. — ha se eo a zo bet ar gaera meuleudi evidomp. — a zo deut da lavarout d'imp: « Va Doue ! biskoaz n'em eus gwelet eur gazetenn vrezonek ken kaer, ha skrivet en eun doare a c'heller kompren, zoken ar re na ouient ket lenn ar brezoneg ! »

Penaos trugarekaat an dud o deus kaset d'imp



profou hag ar re o deus klasket, — ha kavet, — koumananterien en-dro d'ezo. Ma o dije graet holl lennerien *Gwalarn* kemend-all, pell 'zo en dije ar C'hannadig ar 1.000 koumananter kenta en deus ezomm anezo da veva disoursi.

Adlavarout a reomp amañ ar pez a c'houlennomp digant an dud a gar e gwirionez ar brezoneg:

1. Kemer eur c'houmanant-bloaz d'ar C'hannadig evito o-unan. Ne goust nemet dek lur: ouspenn 200 pajenn vras gant skeudennou !

2. Diskouez ar C'hannadig d'o mignoned ha lakaat ar re-mañ da brena anezañ pe da goumananti.

3. Mont da welout er bourk pe er parreziou trowar-dro, er staliou ma vez gwerzet kazetennou ar vro. Ma n'eo ket *Kannadig Gwalarn* e gwerz er staliou-se, kas d'imp ano ha chomlec'h ar perc'henn. Kaset e vo d'ezañ dioustu eun toulladig Kannadigou da werza.

Eun den e-unan a c'hell ober kalz. Hogen n'hell ket ober pep tra. Diskouezit d'imp ez oc'h mignoned da *Walarn* o labourat eun tammig evidomp.

## BREZONEG AR VUGALE

*Brezoneg ar Vugale* a ya war gresk evit pez a sell al levriou roet: talvoudegez 4.800 lur pe war-dro evit ar bloaz-mañ, betek ar 15 a viz du.

Mont a ra war ziskar, siouaz, evit pez a sell ar profou: a-boan 1.700 lur.

Pa soñjomp hor boa bet tost da 5.000 lur e 1930, n'hellomp ket mirout a c'houlenn perak an digresk spontus-se.

Setu amañ an abegou hon eus kavet :

1. An dud o deus nebeutoc'h a arc'hant eget daou vloaz 'zo, hag a ro nebeutoc'h.

2. *Brezoneg ar Vugale* n'eo mui eun dra nevez, ha gwelloc'h e kav da dud 'zo rei o arc'hant d'an traou nevez, zoken ma ne dint nemet promesaou kaer hag huñvreou.

3. Ober a reomp hol labour didrouz, hep straka re an daboulin en-dro d'imp nag en-dro d'hon oberou.

Rei a raimp levriou kement ha ma c'hellimp. Pa ne chomo mui netra e kef *Brezoneg ar Vugale*, ret e vo d'imp paouez. Eur ranngalon e vo evidomp, hag eur c'holl evit ar yez. Rak er vugale emañ amzer da zont ar vro hag ar brezoneg.

## HON EMBANNADURIOU

Abaoe m'emañ ar c'hiz ganimp moula war bep niverenn eus *Gwalarn* eun oberenn en he fez, ne voulomp ken nemeur a levriou distag. Mirout a reomp hon arc'hant da harpa *Kannadig Gwalarn*.

Koulskoude, eul labour hon eus war ar stern. Kredi a ra d'imp e vo unan eus al levriou kaera biskoaz embannet e brezoneg. Gortoz a reomp ma vo prest evit komz hiroc'h diwar e benn.

## WAR-DU HON NAVET BLOAZ

E-pad eiz vloaz hon eus stourmet. Kollet hon eus kalz arc'hant. Hogen gounezet hon eus eun ano mat, ha fiziañs ar pep gwella eus ar Vretoned.



« Eun doare a zo da c'houzout », a lavare d'imp eun den, « ha bez' ez eo unan bennak eur Breizad mat hag eur Breizad speredek : n'eus nemet goulenn outañ ha lenn a ra *Gwalarn*. »

Stourm a raimp a-hed ar bloaz da zont evel m'hon eus graet betek-hen, ha startoc'h c'hoaz. Ra stourmo hol lennerien ivez. Setu ar pez a c'hoantaomp, en eur heti d'ezo bloavez mat ha Nedeleg laouen !

GWALARN.



# Notennou

## Brezoneg ar Vugale

Profou : Dizano Roazon : 20 l. — Y. Guéguen : 100 l. — H.M. Delaporte : 5 l. — A. Michel : 88 l. 50 — F.R. Merret : 25 l. — en holl : 238 l. 50.

Levriou kaset : Laniliz : 112 l. 50 — Poullan : 120 l. — Plourio : 60 l. — Laniliz (koumanantou d'ar C'hannadig) : 100 l. — Enez Sun (koumanantou d'ar C'hannadig) : 80 l. — en holl : 472 l. 50.

Chom a rae er c'hef, d'ar 15 a viz du 1932 : 451 l. 30.

## Profou evit ar C'hannadig

An Ao. Lagrée : 15 l. — An Ao. Tinavel : 15 l. — An Dim. M. Gourlaouen : 50 l. — H.H. : 90 l. — An Ao. Y. Guéguen : 100 l. roet dre garantez Vreiz : 200 l. — en holl : 470 l.

Trugarez en ano Breiz !

## Kannadig miz Kerzu

Kannadig miz kerzu a vo bravoc'h c'hoaz eget hini miz here ha miz du. Evit an Nedeleg, neketa, e ranker ober gwelloc'h eget c'hoaz !

Bez' e vo ennañ, e-touez traou all, eur pennad brao-kenañ, an hini kenta eus eur rummad pennadou, diwar-benn « Ar Pelerinajou Brudet. »

Bez' e vo eur pennad diwar-benn stad truezus ar gouerien e bro Rusi, dindan ar vistri nevez.

Bez' e vo eur pezig-c'hoari nevez, savet a-ratoz evit beza c'hoariet er patronajou « An Eteo Nedeleg. »

Bez' e vo imajou kaer ha pennadou dudius.

Hastit afo, d'ar 15 a viz kerzu, mont da brena niverenn « Kannadig Gwalarn », pe gwelloc'h c'hoaz : koumanantit evit eur bloaz. Dek lur eo hepken, ar gwella marc'had eus an holl gazetennou brezonek !



**15 A VIZ KERZU 1932**

▼

# KANNADIG GWALARN

▼

**KELEIER AR MIZ**

▼

**Pez-c'hoari :**
**AN ETEO NEDELEG**

▼

**AR GOUERIEN ER RUSI**

▼

**AR PELERIJANOU BRUDET : PONTMAIN**

▼

**DRE AR VRO**
**PAJENN AR MERC'HED**
**PAJENN AR VUGALE**
**A-ZEHOU HAG A-GLEIZ**
**FENTIGELLOU**
**HOR BOEST-LIZIRI**

**Koumanant : 10 lur ar bloaz**
**(Broiou estren : 15 lur)**

## Embannadurioù Gwalarn

**1926**

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.
J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25

**1927**

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — Diviet.
T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — Diviet.
GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

**1928**

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.
B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.
H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.
Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.
Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.
AR SIMBOL. — 0 lur 50

**1929**

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.
M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.
A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.
A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.
Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

# Embannaduriou Gwalarn

## 1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.

MARVAILHOU AR VRETONED. — Diviet.

ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEK E 1928. — 4 lur.

GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.

Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

## 1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH. — 3 lur.

Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.

OWEN HA LUNET. — 3 lur.

DIARMUID HA GRAINNE. — 5 lur.

Tanguy Malemanche. — AR BAGANIZ. — 10 lur.

Sei Chonagon. — NOTENNOU AR GOUBENNER. — 3 lur.

Roparz Hemon. — LINA. AN TAN E TI KERNASPREDEN (peziou-c'hoari). — 4 lur.

## 1932

Meavenn. — IWERZON DISHUAL, SKOL S. ENDA. — 4 lur.

X. de Langlais. — KANOU EN NOZ. — 10 lur.

D. K. Kongar. — AR WAZIG. — 3 lur.

Y. Drezen. — AN DOUR EN-DRO D'AN INIZI. — 4 lur.

Meavenn. — PA C'HOUEZ AVEL WALARN. — 5 lur.

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn III. — 8 lur.

Hoffmann. — AN TASMANT DIMEZET. — 4 lur.

GWELEDIGEZ MAB KONGLIN. — 4 lur.

Roparz Hemon. — COURS ELEMENTAIRE DE BRETON. — 12 lur.

Roparz Hemon. — AR C'HOAR HENA. — 4 lur. —

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest. *Ar Merour* : Y. Le Drézen

